## CANTIC
## AR BARADOS.

Var eun ton anavezet.

Jesus! peguen bras ve
Plijadur an ene,
Pa ve en graç Done
Hac en e garante! *bis.*

Bér cavo an amzer,
Ne zanto nep mizer,
O sònjal de ha nos
En gloar ar Barados. *bis.*

Pa zellàn en ênvo
Hac etrezec va bro,
Nijal dìn a garfen
Evel eur goulmic ven. *bis.*

Mes siouas, me chomo
Betec heur ar maro,

Evel eur prsonnier,
En eur c'horf zo pounner. *bis.*

Pa vo heur ar maro,
Neuze me guimniado
Ens ar c'hic danjerus
Adversour da Jesus. *bis.*

Gant joa e c'hortoàn
Ar moment divezàn;
Hast ameus da velet
Jesus va güir bried. *bis.*

En heur-ze me esper,
Gant sicour va Chrouer,
Ar partach évurus
Prenet dìn gant Jesus. *bis.*

Qerqent ha ma vezo
Torret va chadenno,
M'en em zavo en èr
Evel eun alc'hueder. *bis.*

Tremen a rìu al loar
Evit monet d'ar gloar,
Var an heaul, ar steret

Me a vezo douguet. *bis.*

Neuze me lavaro
Adieu da dud va bro,
Adieu d'ar bed poannius,
D'e bechou danjerus. *bis.*

Adieu d'ar baourente,
Adieu d'ar vanite,
Adieu d'an trubuliou,
D'an tentationou. *bis.*

Pelloc'h ne zoujin qet
Chalmou an drouc-speret;
Biqen, nan, n'em zromplo
Goude heur ar maro. *bis.*

Goude heur ar maro
Gant joa me a gano :
Torret eo va chaden
Ha me libr da viqen. *bis.*

Ar pec'hejou marvel
Nac ar re veniel
N'ellint qet m'attaqi
Na biqen va zrec'hi. *bis.*

Me a chencho a stad
Evit va brassa mad;
N'em bezo nep glac'har
O qüittât an douar. *bis.*

Me velo discaret
Va' oll enemiet,
Ha me victorius
Dre ho craç, va Jesus. *bis.*

A bep-tu pa zellin,
Qement tra a velin
A gargo va c'halon
A gonsolation. *bis.*

Percher ar Barados
Digor eus va gortos,
Ar Zent, ar Zentezet
Prest d'am diguemeret. *bis.*

Piou' allo esplicàn,
Gant joa el lavaràn,
An triomph a velin
Er gloar pa antrein. *bis.*

Me vezo recevet

En pales an Drindet,
E creiz an enoriou
Hac ar melodiou. *bis.*

Hac eno evit mad
Velimp Doue an Tad
Gant e Vab eternel
Hac ar Speret-Santel. *bis.*

Me a velo Jesus
Gant eun ær gracius,
O lacât var va fen
Ar gaëra curunen. *bis.*

Pa em diguemero,
Eus e beurs me glêvo :
Deut, servicher fidel,
Deut d'ar gloar eternel. *bis.*

Choui, gragnez ha merc'het,
Trec'h d'ar c'hic ha d'ar bed,
Choui pezo enoriou
Evit ho victorioù. *bis.*

Sònjomp oll dre avanç
Peguer caër recompanç

Zo demp oll preparet
En pales an Drindet. *bis.*

Er harados hepqen
Ni a ello compren
Petra dal an'envou,
O gloar hac o joayou. *bis.*

Evit poanniou dister,
Evit anqenniou bêr,
Me vezo paët mad
Gant Doue, hor güir Dad. *bis.*

O velet hon Doue
Gant ar Zent, an Æle,
Ni a vezo contant,
Hep aoun raç chenchamant. *bis.*

Admirabl eo guelet
Ar Verc'hez benniguet,
Gant daouzec stereden
A ra e c'hurunen. *bis.*

Güelet a raimp oûspen,
Rcnqet en eur vanden,
An Æle, Arc'hæle,

Oll o veuli Doue. *bis.*

O cana e music
Canticou manific,
O rai meuleudiou
Da Grouer an ènvou. *bis.*

Güelet a raimp goude
Adam, Abel, Noë,
Abraham hac Isaac,
Jacob, Joseph e vab. *bis.*

David ha Samuel,
Ar Prophet Daniel,
Ar Zent Patriarchet
Gant gloar oll curunet. *bis.*

Ar Propbetet fidel,
An Ebestel santel
Hac an oll Verzerrien,
Enor ar Gristenien. *bis.*

Curunet vint gant gloar
Balamour d'ar victoar
O deus bet gounezet
Var an oll dyrantet. *bis.*

An oll Gonfessoret,
Pontifet, Doctoret,
Beleyen ha Menec'h
Ha Sent oll a bep lec'h. *bis.*

Güerc'hezet a bep oat,
Sentezet a bep stat,
Graguez, Intanvezet,
Gant Doue curunet. *bis.*

Eurusdet hep e far!
Dre avanç ni a car;
Te gonsol va c'halon
En peb affliction. *bis.*

En oll boanniou calet
A gorf pe a speret,
Me sònjo deiz ha nos
En gloar ar Barados. *bis.*

FIN.



E Montroulez, eus a Imprimeri LEDAN.